# GWALARN

HA KANNADIG GWALARN

# MARVAILHOU LOENED



dastumet gant ABEOZEN

**69**

EOST 1934

# MARVAILHOU LOENED

**lakaet e brezoneg**
**gant**
**ABEOZEN**

# TAOLENN

Pajenn

# Ar marmouz hag an hudc'hlazard
## (Mojenn afrikat)

Ar marmouz hag an hudc'hlazard oa aet o-daou da vale bro. Erruout a rejont da boent merenn gant eul lochenn, ha den e-barz. Ar marmouz, atao o firbouchal, a gavas eur podad gwin-palmez. — « Evomp, kamarad, » emezañ d'an hudc'hlazard. — « Nann, » eme hemañ, « ne gredan ket ober. » — « Evomp eta, aonik ma'z out ! » eme ar marmouz. — « Ne rin ket. Ev, mar karez ! » eme an hini all. Hag ar marmouz a evas.

Dizale e teuas d'ar gêr perc'henn an ti hag e redas war o roudou. Buan e voent tapet gantañ hag e c'houlennas outo : — « Piou en deus evet va gwin palmez ? » — « Ne deo ket me, » eme ar marmouz. — « Ne deo ket me, » eme an hudc'hlazard. — « Piou neuze ? » eme ar perc'henn. — « An hini a drantello en eur gerzout eo moarvat an hini en deus evet da win, » eme ar marmouz. Hag e kerzas ; hag e chomas a-sav sounn. — « Daoust ha trantella a ran ? » emezañ. Hag e lavaras d'an hudc'hlazard : « Kerz bremañ, ma vo gwelet ha n'out ket mezo. » Hag an hudc'hlazard a gerzas hag a chomas a-sav en eur drantella, evel ma ra dalc'hmat an hudc'hlazarded. « Ne deo ket diaes da anaout piou en deus evet ar gwin, » eme ar marmouz. Ar paour kaez hudc'hlazard a dapas eta fest ar geuneudenn.

Mont a rejont pelloc'h hag erruout gant eur park.

« — Tangwallomp ar park ! » eme an hudc'hlazard. « Ne rin ket, » eme ar marmouz. — « Mat, graet e vo koulskoude, » eme egile. Hag e reas. An tan ne grogas ket mat hag a varvas dizale. Hogen an dud a erruas d'o goulennata.

— « N'ouzon ket ; » eme an hudc'hlazard « ar moged am eus gwelet ha netra ken. Ne deo ket me. »

— « Na me kennebeut, » eme ar marmouz.

— « Sellit ouz hor bizied, » eme an hudc'hlazard, « hag e welot piou en deus lakaet an tan. »

Sellet e voe ouz e re ha naet ez oant.

— « Diskouez da zaouarn, marmouz ! » Ha re hemañ oa du evel m'eo bepred daouarn ar marmouzien.

Tapet e voe krog ennañ ha kannet e voe ken na varvas ha taolet goude e gorf er strouezeg.



# Ar Gurlaz-meur hag ar Plac'h yaouank

## (Mojenn afrikat)

Eur gouezierez yaouank a oa aet d'ar stank gant he c'houez. Mont a reas he bouteg gant red an dour, etouez raoskl ar ribl all. Ar plac'h yaouank a glaskas eur vag da vont betek ennañ. Doun oa an dour ha gwelet e veze ouspenn, e strad ar stank, gurlazed-meur o kildrei, engortoz eus eun dra bennak da lonka. Hag ar plac'h yaouank neuze a zirollas da leñva.

A-greiz-holl, e welas tost d'ezi eur pikol gurlaz-meur. Aon he doe hag e kilas. Ar gurlaz-meur avat a stagas d'he goulennata gant komzou flour : — « Da belec'h ez ez, va dousig ? » — Aet kuit an aon diouti, e stagas ar plac'h yaouank da gonta d'ar gurlaz-meur, e sellou flour, petra oa c'hoarvezet ganti. — « Petra roi d'in, » eme ar gurlaz meur, « ma'z kasan en tu all ? » — « N'em eus netra ganin amañ, » eme ar plac'h yaouank. « Rei a rin d'it, avat, ar yarig am eus ahont er gêr. » Hag ar gurlaz-meur d'he dougen war e gein betek al lec'h m'edo he bouteg.

Kerkent ha ma voe ar plac'h yaouank war ar ribl, avat, e pellaas diouti, hag houmañ a stagas d'e gunujenni :

— « Petra roi d'in ouspenn, » eme ar gurlaz-meur, en eur sellout outi a-gorn, « ma'z tougan en-dro d'an tu-hont ? »

— « N'out nemet eun trubard, » emezi. « Komzet

hon eus eus eur yarig. Petra fell d'it kaout ouspenn ? »

—« Mat, mat, » eme ar gurlaz-meur en eur vont kuit. « Chom aze ! warc'hoaz e vo gwelet. »

Setu ma tremene dre eno eur pesk-ejen hag a glevas an diviz. Truez en doe ouz ar plac'h yaouank hag he c'has a reas en-dro en tu all. Hag ar plac'h yaouank, dizoaniet-krenn, a chomas da sellout eur pennad ouz ar c'hrogad a savas etre ar gurlaz-meur hag ar pesk-ejen, evel ma c'hoarvez alies.



# An dourvarc'h hag ar baotrezig

## (diwar eur barzoneg afrikat)

Eur vorianezig emzivadez a ranke mont bep noz da gerc'hat dour d'ar stêr vras evit he mestrez. Eun nozvez, re bounner ar pod he doa kemeret, n'hellas ket e sevel war he fenn, eur wech ma voe leuniet, hag e tirollas da ouela.

Setu ma savas war c'horre an dour, tostik d'ezi, eun dourvarc'h madelezus :

— « Plijout d'it a garfen, dousig, » emezañ ; hag he sikour a reas da sevel ar pod war he fenn.

Antronoz e roas d'ar baotrezig braoigou kavet el listri peñseet e strad ar stêr.

Siouaz ! boas eo dourvarc'hed a zo da neui dindan ar bigi d'o lakaat da drei war o genou, hag e vez kollet ar varc'hadourez hag a-wechou an dud a vez en o bourz. Setu perak, eun deiz, roue ar vro a lakaas e vrezelourien war o lerc'h hag e voent lazet holl nemet mignon an emzivadez.

Eun deiz, da serr-noz, eur pesketaer, e-mesk ar raoskl, a glevas houmañ o tiviz ouz an dourvarc'h. Mont a reas ar pesketaer da flatra d'ar roue. Aner e voe, avat, d'ar vrezelourien klask an dourvarc'h.

Eveziek-tre oa mignon an emzivadez, hag ar pesketaer, tamallet da veza lavaret gevier, a voe taolet er prizon evit pemzek deiz.

Da serr-noz adarre, eur miz goude, edo ar baotrezig war ribl ar stêr o tiviz ouz he mignon, hag hemañ a roas d'ezi braoigou aour hag arc'hant. An hevelep

pesketaer a oa, tost ac'han, o linenna hag, eur wech aet kuit an dourvarc'h, e tapas krog e dourn an emzivadez d'he c'has da di ar roue.

— « Te a ranko diskouez d'imp pelec'h emañ an dourvarc'h, » eme ar roue.

— « Ne rin ket biken, » emezi.

Hag e voe taolet d'he zro er prizon evit pemzek deiz. Ha da serr-noz, pa voe lezet da vont, e teuas davet he mignon da gonta d'ezañ ar c'helou.

— « Kae da lavarout d'ar roue, » eme an dourvarc'h. Hag ar roue, gant tud e lez, a zeuas war ribl ar stêr beure-mat, hag e weljont an dourvarc'h ouz o gortoz.

— « Lavar d'ezañ dont d'am lez, » eme ar roue d'ar baotrezig. Hag an dourvarc'h a sentas.

Miz goude, e lavaras an dourvarc'h d'ar roue : — « Mont a rankan d'ar stêr d'ober eun dro. Warc'hoaz d'ar beure e vin amañ. » Hag ez eas.

En nozvez-se, avat, eun hemolc'her a-bell-vro, en eur dremen war ribl an dour, a lazas an dourvarc'h hag a gasas e lost d'ar roue.

Pa ouezas ar baotrezig ez oa maro he mignon, ez eas betek ar stêr hag eno, rannet he c'halon o welout korf an dourvarc'h savet war c'horre an dour, e tirollas da leñva, da leñva hag e riklas en dour hag e veuzas.



# An Aourgi lakaet da varner
## (kontadenn afrikat)

Eur gurlaz-meur, en eur dremen tost d'eur gêriadenn, a glevas tud o lavarout : « Warc'hoaz eo d'imp mont d'ar stêr da dapout gurlazed-meur. » Chom a reas eta kuzet er strouezeg, hag evel-se e saveteas e vuhez.

Diouz ar beure e teuas eun den tost d'ar strouezeg da geuneuta. Gwelout a reas ar gurlaz-meur hag hemañ da c'houlenn outañ :

— « Va den mat, bez truez ouzin ! Doug-me d'ar stêr ! »

Da serr-noz e teuas an den gant eur sac'h. Lakaat a reas ar gurlaz-meur e-barz, gwriat genou ar sac'h, hag hen samma war e benn d'hen dougen betek ar stêr.

Erruet eno, e c'houlennas ar gurlaz-meur digant e vadoberour diskenn en dour a-raok e denna diouz ar sac'h. Kement e pedas, ma'z eas hemañ er stêr betek e vruched. A-vec'h ma voe ar gurlaz-meur er-maez eus ar sac'h, ma tapas krog e gar an den d'e sacha gantañ d'ar strad.

Deut oa ar poent ma tered loened ar strouezeg d'ar stêr da derri o sec'hed. Gwelout a rejont an den o klask en em zifreta diouz ar gurlaz-meur. Nikun n'en doe truez outañ nemet an aourgi, a c'houlennas :

— « Petra a c'hoari ganit pa leñvez evel-se en dour betek da vruched ? »

— « Eur gurlaz-meur ma'm eus graet vad d'ezañ, » eme an den, « a zo o klask ober droug d'in. »

— « Ha gwir eo ? » eme an aourgi d'ar gurlaz-meur.

— « Gwir eo. » eme hemañ.

— « Deuit amañ m'ho parnin, » eme an aourgi.

Hag e teujont o-daou er-maez da azeza dirak an aourgi.

— « Lavar d'in, gurlaz-meur, » eme an aourgi, « penaos en deus graet an den-mañ d'it. »

— « War var edon da veza lazet, » eme ar gurlaz meur, « hag hemañ en deus va douget d'am stêr ; graet en deus d'in gwenn ha me am eus graet d'ezañ du. »

— « Ar gwir a zo ganit, » eme an aourgi. Hag e c'houlennas digant an den : — « Penaos ec'h eus e zouget amañ ? »

— « Er sac'h-mañ, » eme an den.

— « Gaou a lavarez, » eme an aourgi. « Penaos ez pije e lakaet er sac'h-se ? »

— « Ne lavar nemet ar wirionez. » eme ar gurlaz-meur.

— « Kae 'ta neuze er sac'h ma welin, » eme an aourgi d'ar gurlaz-meur. Hag ez eas.

— « Gwri ar sac'h ma welin, » eme an aourgi d'an den. Hag ar sac'h a voe gwriet.

— « Samm ar sac'h ma welin, » eme an aourgi adarre. Hag an den a sammas ar sac'h war e benn.

— « Daoust ha mat e kavez kig gurlaz-meur ? » eme an aourgi d'an den.

— « Mat e kavan, » eme hemañ.

— « Kas-heñ eta d'az kêr ha debr-heñ, » eme an aourgi, hag e troas kein.



# Al Loupard hag an Antilopenn

Eun deiz al loupard, gwasa debrer-kig ar c'hoad bras, a lakaas en e benn ar soñj diboell da zimezi gant eun antilopenn. An enor-se ne lakae tamm stad ebet en houmañ, a c'hellit kredi. Soñjal a rae er c'hoarezed d'ezi, ken niverus, o doa a-benn neuze kollet o buhez dindan skilfou al loupard. « Deiz pe zeiz, pa ne vo ket a voued en ti, » emezi outi hec'h-unan, « e leino gant va c'hig-me. »

Ne grede ket evelato lavarout nann a-grenn gant aon da veza lonket hep dale muioc'h, hag e lakaas he holl spered da zamesaat he danvez-pried.

— « Daoust hag eun dra bennak a zo ennoun, » eme al loupard pennfollet d'ezi eun deiz, « hag a zisplij d'it ? »

— « Ya, Aotrou Loupard, » emezi, « aon bras am eus rak ho skilfou. »

Hag al loupard a lakaas krenna e skilfou.

— « Ha bremañ ? » emezañ d'ezi.

— « Aon am eus c'hoaz rak ho tent, aotrou ker, » emezi.

Kenta gwech ma teuas d'he gwelout, al loupard a oa dizantet-holl.

— « Plijout a ran d'it bremañ, dousig ? » emezañ.

« Ya, » a respontas-hi, sioulik-kenañ, « nemet ne gredan ket sellout ouzoc'h, rak re lemm eo ho taoulagad. »

Hag al loupard, aet sod gant ar garantez, a lakaas tarza e zaoulagad en e benn. Diwar neuze, avat, an antilopenn ne reas mui van outañ. Loen ebet ken ne grene rak al loupard dall, hep skilfou ha dizant ; ha dizale, dilezet ha dismegañset gant an holl e varvas gant an naon.



# An Olifantig hag ar Jirafenn

Lezenner, eun olifantig seiz vloaz, n'oa tamm ebet sentus. Pa roe Jambo, rener koz-noe ar bagad, da anaout ez oa poent mont war-raok, e felle dalc'hmat d'al lampon yaouank, pe chom da dorimellat e dour eul lagenn, pe d'ober eur c'housk-mintin dindan eur wezenn bennak.

Evit e denna d'he heul, e vamm a lavare bep gwech d'ezañ e vije deiz pe zeiz gwall-dapet gant ar jirafenn gouzouget ha garet-hir. Evel n'oa aneval ebet a-seurt-se er vro m'oa ganet Lezenner, e kemere hemañ aon aes a-walc'h rak al loen-se, dianav-krenn d'ezañ, hag e sente a-benn ar fin.

Eun deiz avat, setu bagad an olifanted erruet er c'hoadou bras damdost da lennou meur kreizenn Afrika. En eur frankizenn ma tremenent e-biou d'ezi ez oa eur jirafenn o peuri bleuñv ar gwez. Gwall ziaes e vefe bet end-eeun d'an olifanted kosa tizout ken uhel hag hi.

— « Piou eo al loen-se ? » eme Lezenner d'e vamm.

— « Ar jirafenn gouzouget ha garet-hir eo, va mab, » eme houmañ.

— « Mat, ne welan ket perak em bije-me aon razi. » eme Lezenner, rok an tamm anezañ.

Ar vamm ne respontas ger, nemet e soñjas e vije ret d'ezi hiviziken kavout ano eul loen gouez all bennak da lakaat he fenn fall a vugel da blega.

Chom a reas an olifanted er c'hoad-se eur pennad mat. Ma n'o doa tamm ebet da gaout aon rak ar jira-

fenn houmañ kennebeut ne sponte ket razo. Mont ha dont a rae dre ar frankizenn evel boaz.

Eun abardaevez, evel m'edo war ribl al lagenn oc'h eva dour, stampet ledan he divesker ganti evel ma rank ober bep gwech m'he deus ezomm da derri he sec'hed, e tegouezas eno Lezenner, poulzet gant an hevelep c'hoant. Pa welas ar jirafenn stampet evel-se, e tarzas raktal eur soñj fallakr en e benn. Mont a reas a-diz d'al loen dinoaz. Dao ! eun taol penn reut d'ezi en he diadreñv, ha setu ar jirafenn gaez war he fenn en dour. Ha Lezenner ha mont en-dro d'ar piltrotig davet e vamm da gemenn d'ezi ar c'helou.

— « Da jirafenn ? » emezañ. « Eur pez kaer avat ! Eun aneval na chom ket zoken war e dreid. N'oun ket bet pell evit he c'has da verka muzul he c'horf e pri al lagenn ! »

Ha diwar an deiz-se e teuas Lezenner da veza disentoc'h-disent, ken na rankas an olifanted koz e skourjeza dibaouez gant o zrompilhou evit e lakaat da senti.



# Eun Amezeg Diaes

Penn Fall, ar frikorneg, a zo anezañ eun amezeg diaes ober outañ. Ne vev e peoc'h gant loen all ebet er c'hoadou meur. Alies e sav tabut etrezañ ha dourvarc'hed al lagennou ha pa vez eur c'horfad droug ennañ, ez a aes a-walc'h da argadi an olifanted zoken.

Eun deiz e tremenas e-biou d'e doull eur bagad niverus eus ar re-mañ. Pikousoc'h eget biskoaz ez oa e zaoulagad er beure-se. Dirak niver an dremenidi, avat, e kavas gwell chom peoc'h.

Hogen tost ac'han ez oa chomet war-lerc'h ar bagad eun olifantig da c'hoari er geot uhel, ha da derri e ziegi e dour al lagenn. Pa glevas Penn Fall ar c'houez anezañ, ez eas e kounnar, ha setu-heñ war-eeun d'an diboell en doa dilennet eul lec'h ken fall da ziskuiza.

— « Piout out ? » eme an olifantig ouz e glevout o tont en eur flastra geot ha raoskl.

— « Gortoz hag e weli » eme Penn Fall. « Me a zesko d'it, Fri hir daonet, chom da vresa va douar dindan da baoiou lous ! »

An olifantig, spontet-holl, a dec'has d'an daoulamm ruz, ar frikorneg war e lerc'h. Hogen chomet oa bagad an olifanted da ehana tost ac'hano, ha mamm an olifantig a glevas an trouz. Dont a reas, tiz warni, war sikour he mab. Stokadenn rust he skilfou nerzus a daolas ar frikorneg fuloret war e zaoulin. Aet en egar, Penn Fall a glaskas sila e fri etre he divesker araok, d'he zoullgofa gant e zaougorn begek. Deuet e vije marteze a-benn eus e daol, panevet e

teredas rener bagad an olifanted d'e bistiga a daoliou skilfou ha d'e vresa dindan e baoiou ledan. Kaer en doa e groc'hen beza teo, leuskel a rae blejadennou spontus betek ma kavas an tu da vont d'e doull, gwall aozet en dro-mañ. Hag an dourvarc'hed el lagenn, o fri ganto a-rez an dour, a rae soroc'h laouen.

— « Ac'hanta ! frikorneg an diaoul, sac'h ler dispered, setu-te kaset d'az toull a-zoare en taol-mañ. »



# Ki gouez ha Karo-erc'h

Bleiz Rouz, ar c'hi mentek a ouenn chas an Douar-Nevez, aet da vroiou hanternoz Amerika gant ar glaskerien aour, en deus kollet, eur pennad 'zo, e vestr a gare. Lazet eo bet gant an Indianed kroc'henet-ruz. Ha bremañ, aet da vat e gouez, e klask ar c'hi e breiz evel bleizi ar vro.

Gant an diskar-amzer e tiskenn ar c'hirvi-erc'h en traoniennou ma vo enno klouaroc'h ar goañv. Degouezout a reas, eun deiz, Bleiz Rouz gant eun tropellad a ugent penn karo, ouz o ren eur pikol taro a vanne da zaou vetr a-us d'an douar e gerniel ledan gant o daouzek skourrig, daou vetr hanter bennak etre an daou veg anezo. Ar pikol karo, e zaoulagad bihan fuloret o para war ar c'hi, a vleje bep tro ma tostae hemañ ouz e saoud.

Bleiz Rouz a stagas d'e ranna diouz e dropell. N'oa ket eun dra aes da gas da benn. Harzal ha gourlammat a reas dibaouez e-tal ar c'haro-erc'h, pell a-walc'h dioutañ, avat, da c'hallout tec'hout rak an taoliou kerniel ha treid o dije ken aes diframmet e vuhez diouz e gorf, gant eur stokadenn nemetken. N'helle ket ar c'haro trei kein da skilfou naoniek Bleiz Rouz. Ret oa d'ezañ chom penn-ouz-penn gantañ ha, bep gwech ma lamme warnañ d'e flastra, ar c'hi a rede skañv en e raok ken na skuize. Neuze daou pe dri zaro yaouank a zeue war sikour o blenier, hag e c'helle distrei adarre betek e dropell.

Eur basianted hirbadus eo hini al loen gouez a

glask e voued, ha Bleiz Rouz a gendalc'he da heulia an tropell kirvi-erc'h, en eur gounnara an tirvi, en eur hegasi ar saoud gant o leueou hanter-savet, en eur lakaat en egar ar c'haro koz. Lammat a rae dibaouez a bep tu d'ezo. Tenna a rae d'e heul ar c'haro hirgorniek, pella ma c'helle, ken na skuizas muioc'h-mui an tirvi yaouank da zont war e sikour, hag, eun deiz, gant mall da gerzout war-raok, pell diouz ar goañv re griz, ne zeujont mui war o c'hiz hag e chomas ar c'haro koz e-unan-penn, tal-ouz-tal gant e enebour.

Eiz kant lur bouez a rae ar c'haro-erc'h. Bevet en doa eur vuhez hir ha kreñv, leun a emgannou-trec'h, ha setu ma ranke herzel ouz ar maro dirak eun tammig loen ma ne save ket ar penn anezañ uheloc'h eget e zaoulin. Ha dalc'hmat e kave Bleiz Rouz war e hent ; n'helle ket kaout zoken an tu na da beuri deliou ar gwez na da eva dour ar goueriou hiboudus ma tremenent e-biou d'ezo. Pa zeue a-benn d'ar c'hi, hemañ a dec'he dirazañ, ha pa save ar c'haro-erc'h e benn etrezek ar gwez, e sante dioustu dent e enebour en e vorzed. A zeiz da zeiz e tiskenne ar penn korniek tostoc'h-tost d'an douar hag e teue e drot da veza skuisoc'h-skuiz.

D'an trede abardaez e tiskaras Bleiz Rouz e breiz skuiz-divi. Chom a reas war al lec'h da zebri ha da gousket eun devez hag eun nozvez penn-da-benn hag e kemeras adarre penn e hent.



# Ar C'haro-meur fougeüs

Kilhog-raden a oa anezañ eur c'horrig a ouenn an Indianed, souezus e nerz hag e c'halloudegeziou. El lodenn genta eus e vuhez, e c'hoarvezas gantañ darvoudou a bep seurt, betek ma teuas, en deiz m'en doe a-walc'h a skiant-prenet, da boania nemetken da ober vad da dud e vro.

Ez-yaouank edo klañv gant ar fouge. Fellout a reas d'ezañ mont da loen. Avank e voe da genta, ha lazet gant an Indianed en abeg dreist-holl d'e vent bras. Deut adarre da zen, e tremene eun deiz dre eur prad m'edo eun tropellad kirvi-meur o peuri ennañ. Chom a reas bamet ouz skañvder al loened-mañ hag aví en doe ouz an doare dibreder ma renent o buhez. C'hoant a savas gantañ raktal mont da garo-meur evit gouzout pe soñj a vez e pennou ar c'hirvi-meur dre ma kantreont ar pradou divent. Goulenn a reas outo eta ha n'hellfe ket dont da veza unan anezo.

— « Gallout a rit, » emezo, goude prederiet eur predig. « It war ho parlochou. »

A-vec'h m'en doe sentet Kilhog-raden outo, e voe kemmet e karo-meur.

— « Fellout a ra d'in, avat, » emezañ, « kaout treid bras, kerniel bras. Bras-bras e fell d'in beza. »

Taoliou baz an Indianed war benn an avank bras ma oa bet a-raok n'o doa ket pareet Kilhog-raden eus e fouge.

— « Evel ma kerot, » eme ar c'hirvi-meur. « Ha mat e kavit ho toare evel-se ? »

— « Mat-kenañ » emezañ. Gallet en doa, en eur dremen gant ribl eul lenn, gwelout pegen bras ez oa.

Tremen o buhez a rae ar c'hirvi-meur o peuri hag o kantreal ar maeziou. Eun dra a estone Kilhog-raden : kaer en doa sevel e benn, n'helle mui e sellou para war ar stered m'en doa kement a blijadur ouz o gwelout a-raok.

Eun deiz riou, ez eas Kilhog-raden, hag an darn vuia eus ar c'hirvi-meur gantañ, da glask goudor en eur c'hoad stank. Souden e redas e-biou d'ezo kirvi-meur, prim evel an avel, en eur c'harmi :

— « Emañ an Indianed war hor roudou ! »

An holl a dec'has raktal, Kilhog-raden evel ar re all.

— « Klaskit ar maeziou digor, » eme ar re genta. Re ziwezat oa. Holl ez oant en em strobet e penn stanka ar c'hoad. Dizale e klevas Kilhog-raden c'houez an Indianed. Dilezet o doa roudou ar re all da zont war e re, kalz ledanoc'h. Kaer en doe ober lammou spontus a-dreuz d'ar brouskoadou, plada ar gwez yaouank dindan pouez e gorf, ar vent uhel, en doa fellet d'ezañ kaout, a vire outañ da redek ken buan ha m'en dije karet. En eur dreuzi eur frankizenn, e voe tizet gant eur saez en e gostez. Broudet gant ar boan, e redas primoc'h. Tizet e voe c'hoaz, hag erfin e treuzas eur saez e galon. Pa voe digroc'henet ar c'haro-meur, e kuitaas ene Kilhog-raden ar c'hig maro-se da gemer adarre e furm den evit mont da glask pelloc'h darvoudou all hag ar pare eus e fouge.



# Ar Bleizbroc'h
## (Mojenn afrikat)

Eun abardaevez, e tremenas ar bleizbroc'h tost d'eur gêriadenn. Edod e ti penn-bras ar gêriadenn o paouez laza eun ejen a-benn eured mab an ti. Hag ar bleizbroc'h a dostaas da c'houlenn digant ar gigerien eul lodenn eus ar bouzellou, a wele en eur bailh e toull an nor.

— « Naon ac'h eus, reder-noz ? » eme unan anezo. « Ret eo d'it avat gounit da voued ! Niver eta betek ugent hep lavarout unan hag ez po da c'hoant. »

Ar bleizbroc'h a soñjas eur pennad : « Neuze, » emezañ, « em bo va c'hoant, mar niveran betek ugent hep lavarout unan ? »

— « Ya, m'hen tou. » eme ar c'higer.

— « Peder gavr ha diou yar, daoust ha ne reont ket ugent troad ? » eme ar bleizbroc'h.

— « Gounezet ec'h eus, » emezañ hag e stlapas d'ezañ eur vouzellenn. Ar bleizbroc'h a sammas an tamm hag en hent.

An neb en deus ijin a zeu atao a-benn eus e daol.

## Ar Bleizbroc'hig hag an askourn

Evit ar wech kenta en doa ar bleizbroc'hig kuitaet e doull er strouezeg da zont gant e dad hag e vamm da glask e voued. Noz du oa anezi. Mont a raent gant evez evelato betek lochennou kenta ar c'hêriadennou da duria ar berniou traou lous taolet eno.

Treut avat oa ar bevañs a gavent e-barz. Berr oa an traou gant an dud dre ar vro. Re a sec'hor oa bet er bloavez-se, ha ne veze lezet netra da vont da goll.

Ar bleizbroc'hig a yae hag a zeue dalc'hmat eus e dad d'e vamm, tiz warnañ. Eun taol e teuas betek e vamm, lorc'h ennañ, eur pez tamm askourn a-dreuz d'e c'henou.

— « Mammig, » emezañ, « kavet em eus peadra da lipat. Eur pikol askourn a zo ganin. »

Ar vamm, hep sevel zoken he fenn diwar ar bern, a c'houlennas dre ma turie :

— « Lavar d'in ha gwelet en deus da dad an askourn. »

— « Ya, gwelet en deus, » eme ar bleizbroc'hig.

— « Ma, neuze e c'hellez lezel da askourn da goueza. Eun dra gwelet gant da dad n'eus ken netra outañ da lipat ! »



## Ar C'hañval hag e Vestr

Bez' e oa d'ar poent-se, e Mesopotamia, eur marc'hadour a c'houneze kalz arc'hant o tizougen eus eur gêr d'eben, war gein e gañvaled, marc'hadoureziou a bep seurt.

Diwar c'hounid, avat, e kalede kalon Ibrahim, evel ma c'hoarvez alies, war a leverer, hag en desped d'al lezenn striz, douget gant roue ar vro, e samme gwasoc'h-gwaz e loened.

Arabat, eme al lezenn, da samm eur c'hañval, e barr e nerz distremen seiz kant lur arabek.

Ken dichek ha tra, avat, e lakae Ibrahim betek mil lur bouez war gein pep kañval, ha daoust d'e loened klask ober o fenn fall, plega war o daoulin ha nac'h mont war-raok, e teue dalc'hmat d'o lakaat da senti, dre rei d'ezo, brokus, fest ar geuneudenn.

Estreget an dud a oar maga kasoni, ha Mechtref, ar c'hañval kosa, en doa lakaet en e soñj talvezout eun deiz bennak d'e vestr e holl daoliou baz.

Eun deiz, eta, e Bagdad, m'edo ar roue azezet en e gador-varn, e tremenas e-biou d'al lez steudad kañvaled Ibrahim, re sammet evel kustum.

Mechtref a-daol-trumm a guitaas e lec'h hag a zeuas tre e porz lez ar roue. Sebezet an holl. Ar warded a dostae da gas er-maez an difeson, pa savas ar barner e zourn.

— « Lezit, » emezañ « al loen paour-se da zont betek ennoun ma vo gouezet pe soñj a zo en e benn. »

Ha Mechtref ha dont a-zoug e gamm betek ar

gador-varn ha gourvez etal an diri evel ma ra ar c'hañval pa nac'h kerzout larkoc'h.

— « Pouezit ar samm a zo warnañ, » eme ar roue ; « ha grit d'e vestr dont betek amañ. »

Ibrahim, drouklivet-holl gant ar spont, a zeuas da zaoulina dirak ar roue. Ober a rae, evel just, samm ar c'hañval mil lur arabek.

— « Mestr digalon, » eme ar roue kounnaret, « al lezenn a zo, evit doare, eun dra varo evidout. Kredi a ran koulskoude e kavi pounner a-walc'h da samm pa vo bet darc'haouet war da livenn-gein an hanter eus hini da loen a daoliou baz. »

Hag Ibrahim a rankas gouzañv betek an hini diweza e bemp kant taol baz, ma voe ouspenn eur sizun, e c'hellit kredi, a-benn parea diwarno.



# Ar gwall-deod

Savet oa bet eun emgleo etre an tigr, ar bleiz, an aourgi hag ar raz. Chom a raent en hevelep toull ha mont da chaseal a-gevret.

Eun deiz, er c'hoad, e weljont eun antilopenn vras, en he c'hreñva. Penn eur bagad oa-hi. Dre ma n'hellent ket dont a-benn d'he zapout e rejont kuzul etrezo.

— « Tigr, » eme an aourgi, « meur a wech ec'h eus klasket he laza, ha bepred en aner. C'houitet ec'h eus war bep taol, ken buan eo. Aviz oun eta da gas ar raz da grignat d'ezi daou garn e-pad he c'housk ha warc'hoaz, pa n'hello mui redek, e teui aes d'ober anezi da breiz hag eur pred mat e vezo evidomp hor pevar. »

Mat e voe kavet ali an aourgi hag heuliet penn-da-benn. Aes e voe d'an tigr laza an antilopenn.

— « It bremañ da gouronka, » eme an aourgi d'e vignoned. « Kement-se ho tiskuizo, ha c'houekoc'h a se e kavot ho pred da c'houde. It, e-keit ha ma rin-me gward war ar c'hig. »

Ha kerkent ar raz, ar bleiz hag an tigr etrezek ar stêr. An aourgi a gemeras dioustu doare unan bennak o lonka soñjou. Graet e gouronkadenn gantañ, e teuas an tigr en-dro, hag e kavas e vignon evel kollet en e huñvre.

— « Perak eo ken du da benn, mignon speredek, » emezañ d'an aourgi. « Bez laouen ! goude pred ni a c'hoario. »

— « Va lez, roue galloudek » eme ar gwall-deod, « da gonta d'it komzou ar raz : n'em eus ket aon, emezañ d'in bremaik, rak nerz an tigr. Me eo, e gwir, a lazas hizio an antilopenn. Arabat d'ezañ dre se koueza dindan va dent holl c'halloudek pe me a dorro d'ezañ e naon evit mat. »

— « Evel-se en deus komzet ? » eme an tigr, droug ennañ. « Gwaz a se d'ezañ. Mont a ran war e lerc'h, ha lazet e vo mar kouez etre va c'hrabanou. »

Hag an tigr dioustu war roudou ar raz. Hemañ avat a ziboufas dizale diouz eur wenodenn all hag e lavaras d'ezañ raktal an aourgi :

— « Klev amañ ar pez en deus lavaret d'in ar bleiz : ne fell ket d'in, emezañ, debri eus an antilopenn-se. Mervel a rafen diwar dilerc'hiou kontammet an tigr. Ar raz avat a zebrfen mar bez aotreet d'in. »

Hag ar raz spontet-holl a redas da guz en eun toull. Setu bremañ ar bleiz o tont d'e bred.

— « Trec'het em eus hon daou geneil, » eme an aourgi, rok an tamm anezañ, « an eil goude egile. Mar fell d'it eta debri kig antilopenn, e ranki da genta rei lamm d'in. »

— « Na ne rin, » eme ar bleiz. « Mar dout bet trec'h da nerz an tigr ha da ijin ar raz, ne deo ket me a zeuio a-benn ac'hanout. »

Hag e troas kein, ha d'ar c'hoad, tiz warnañ.

An aourgi gwall-deod, laouen e galon, a stagas neuze da zebri, e-unan-penn, an antilopenn vras.



# An Dro-vrec'h aour

Eun tigr koz, maro e zaoulagad en e benn ha rimiet e skilfou, a oa o chom tost d'eul lenn. Garmi a rae da gement hini a dremene dre eno :

— « Beajour ! bez dizaon ! deus da gemer an dro-vrec'h aour-mañ ! »

Ouz e glevout, avat, pep unan a sponte ha den ne grede tostaat.

Eun deiz koulskoude, eur beajour, poulzet gant ar c'hoant, a soñjas evel-hen : « Sed amañ eun taol-chañs ; riskl a zo, avat. Arabat eo d'in tostaat dievez. »

— « Pelec'h emañ da dro-vrec'h ? » emezañ a vouez uhel.

Hag an tigr hag astenn e bao d'hen diskouez.

— « Penaos fiziout, » eme ar beajour, « en eul loen fero eveldout ? »

— « Klev eta istor va buhez, » eme an tigr, « Kriz oun bet, gwir eo, p'edon yaouank. Goude plaouiet ganin avat nouspet den hag aneval, em eus kollet va gwreg ha va bugale. Bremañ, deut da goz ha toet d'in beza dall, em eus staget d'ober vad en-dro d'in. N'em eus ken na dent na skilfou. Perak eta kaout aon razoun ? Ne c'houlennan diganit nemet va blenia betek al lenn, ma c'hellin en em walc'hi, hag e kemeri neuze an dro-vrec'h. »

Asanti a reas ar beajour. Pa voe avat war ribl an dour e riklas e-barz ha n'helle mui dibrada e dreid diouz al lec'hid.

— « Ac'hanta ! » eme an tigr koz. « Aet out el lec'hid. Ne vin ket pell ouz da denna alese. »

Ha sioul kenañ, e tapas krog er beajour dinerz d'e zispenn.



# C'hang

A-dreuz strouez ha brouskoadou, C'hang, an olifant a zek vloaz, a gerz, mall gantañ, war roudou bagad meur an olifanted. Chomet eo bet en derc'hent da c'hoari ha d'ober kofad en eun dachenn sorgo, nepell diouz eur gêriadenn, e-lec'h tec'hout gant ar re all pell diouz an dud. Bihan eo e galon en e greiz gant an anken. Ar wech kenta eo d'ezañ kantreal e-unan-penn er c'hoad-meur.

Eur strakadenn... Seblantout a ra an douar tec'hout a-zindan treid C'hang, ha setu-heñ e strad eur-foz tigr, mesk-ha-mesk gant ar gwelead skourrou a guze an toull. Blejal en deus graet en eur goueza. N'en deus ket bet nemeur a zroug koulskoude. Netra d'ober bremañ nemet gortoz. Re uhel eo kosteziou ar foz. Hag an euriou war-lerc'h an euriou a dremen.

Sounnet en deus C'hang e ziskouarn. Klevet en deus trouz ha c'houez an dud o tostaat. Pennou damzu, estonet eun tamm, a sell outañ diouz an nec'h. N'eo ket evitañ ez oa bet aozet ar foz.

— « Ac'hanta, frieg ! Petra out deut da glask en toull-mañ ? Gwaz a se evidout ! Kaset e vi da graou tosta olifanted ar roue ha desket d'it labourat evel ar re all ! »

Daoust d'e gounnar, n'hellas ket C'hang mirout ouz kerdin d'e liamma a bep tu ha d'e denna er-maez eus an toull, stardet evel eun anduilhenn. Pa gouezas al liammou a hini da hini e klaskas mont kuit prima ma c'halle hag e tapas lamm war e fri. Staget oa bet

a-bouez eur pao a-dreñv gant eur pez korden ouz eur wezenn deo, hag e rankas chom eno.

Antronoz, daou olifant mentek, d'ezo skilfou krennet, hag eun den war o choug, a zeuas tost d'ezañ. C'hang, sebezet-holl, a voe staget etrezo o-daou. Pa glaske tec'hout a-gleiz pe a-zehou, e stokent goustad outañ gant o skilfou pe o zrompilh :

— « Peoc'h ! Peoc'h ! breurig gouez ! »

Pa glaske enebi e skoent rustoc'h :

— « Bale a ri, touseg lous ! »

Staget e voe, goude eun hir a veaj, en eur c'hloz bras m'edo ennañ nouspet olifant all doñvaet. Stlabeza a reas C'hang gant fulor ar boued saourek kinniget d'ezañ. Neuze e teuas tri Indezad en-dro d'ezañ d'e aveli gant deliou palmez e keit ha ma vouskane d'ezañ eur pevare, tra ma skoe sioul war eun daboulin :

— « Torr da gounnar, goueziad yaouank ! — Bez' ez pezo frouez saourek, — deliou fresk ha gwestell bleud. — Torr da gounnar, goueziad yaouank ! — Merc'h an anken eo levenez, — evel an deiz mab an noz. — Torr da gounnar, goueziad yaouank ! — Deut out da vevel gant mabden. »

Ha C'hang a sioulae a-nebeudou. Heja a rae e benn ouz ar son ha dizale en em rei da gousket. Deiz goude deiz e voe graet d'ezañ kemend-all, hag a-benn miz ac'han e ouie samma gant e drompilh postou prenn pounner evel an olifanted all, ha mont ha dont sentus ouz e gornak war e choug. Hag an hiraez da frankiz ar c'hoad meur a dave a-nebeudou en e greiz.



# Ar Reunig hag ar Gerc'heiz

Eun denjentil eus bro Sveden en doa bodet e park mogeriet e gastell loened a gement seurt a gaver e douarou an Hanternoz. Bez' en doa eno zoken eur c'houblad reuniged a rae o chomlec'h el lenn vras war lez ar c'hoad pin. Beva a raent eno e peoc'h gant ar gwazi, an elerc'h hag an houidi.

Pa veze klouar an heol e teue an daou reunig da heolia war c'hlann an dour. Moredet difinv war eur roc'h plat bennak, a-vec'h ma c'hrougnent pa zeue bugale ar c'hastell da hilliga d'ezo o ziou fronell gant eur gorzenn vroenn. Rak daou dra a zo da lakaat eürus-dreist ar reuniged war ar bed-mañ : chom da heolia hag ober eur c'hofad pesked. Evel ma founne ar re-mañ el lenn, ez oa distrafuilh-kaer planedenn an daou reunig.

Hogen eur gerc'heiz koz a zarempredе ivez glannou al lenn. Ouz al labous-mañ n'oa tamm ebet an daou reunig mignoned. Eun debrer pesked oa anezañ, hag e selle ar reuniged a-gorn ouz ar gerc'heiz garethir pa zeue da siliaoua tost outo.

Eun abardaevez, edo an daou reunig o preja diwar eur pikol beked, paket gant Mourennou-Louet, ar par, d'ar c'houlz ma tiskenne an heol a-dreñv ar c'hoad pin, pa blavas ar gerc'heiz, stok outo, e-mesk ar raoskl. Dioustu e savas Mourennou-Louet e benn diwar e damm. Leuskel a reas eur vlejadenn c'hourdrouzus. Gouzoug-Hir, ar gerc'heiz, ne reas van. Goullo oa he sac'h boued. N'he doa lonket abaoe ar

beure nemet eur glesker pe zaou, hag en eur stampa he divesker e tapas prim ha dichek er beked. Fur he dije graet koulskoude mont da glask he fred da lec'h all. Pa grede d'ezi edo o vont kuit war nij, gant eur pez tamm ilbouedus, e santas javedou Mourennou-Louet o serri war he gar kleiz ken na frailhas-krenn an askourn. Eun griadenn skiltrus a reas ar gerc'heiz, an tamm o koueza en dour diouz he beg, ha, mac'hagnet evit mat, e tec'has pell ac'hane hep distro.



# An Antilopenn Adaks

War harzou ar Sahara, eun hanter zeveziad hent diouz kreisteiz an « Oued Saoura, » ez oa bet eur c'hrogad garo etre eur meuriad « Chaamba » hag eur strollad preizerien « Touareg ». Steuziet o doa an emgannerien en tevinier, ha ne chome mui war an dachenn nemet eun dremedal bennak hag eur brezedachenn nemet eun dremedal bennak hag eur breze-lour pe zaou, maro pe o vervel dindan an heol bero.

Ar « Chaamba » Mohammed Idris, tizet gant eun taol sabrenn en e benn, a zo manet, meur a eurvez, semplet e gwasked e zremedal toullgofet a daoliou goaf. Setu ma teu ennañ e-unan adarre p'emañ an heol o tiskenn trumm a-drefiv tevinier ar c'hornog. Skarnilet e ziweuz gant an derzienn, karout a rafe kaout eur berad dour da derri e sec'hed. Gwall bell siouaz ! ez eur en em gannet diouz pep puñs hag eienenn ha n'en devo biken nerz a-walc'h d'en em stleja betek ar poull-dour tosta. Mervel a ranko amañ gant ar sec'hed.

Nozi a ra. Gant ar yenijenn brim ez eo divorfilet-krenn Mohammed Idris. Skeudou a wel o tostaat, a-gleiz, er saonenn m'edo an dremedaled Chaamba o peuri enni pa ziruilhas warno taol-soupren ar breizerien « Touareg. » Bleuñ « acheb » a zo en draoniennig-se, diwanet-trumm, evel ma ra dalc'hmat, goude eur barrad glao-pil. Daoust hag eun dremedal eo ar skeud-se, ha gouest e vefe da gas Mohammed betek an dour hag ar vuhez ?... Staga a ra ar gloaziad da ruza war-du ar peurvan, tapet krog gantañ en e

fuzuilh. Ne deo ket eun dremedal, hogen eur c'houblad antilopenned « adaks » a zo aze. Gouzout mat a ra Mohammed Idris o deus ar ouenn antilopenned-se en o diabarz eur vouzellenn graet e doare eur sac'h ma talc'hont enni eur c'halz a zour evit herzel, ouz ar sec'hed, evel ma ra ar c'hañval,dre ar gouelec'hiou. Ma teu a-benn ar « Chaamba » da ziskar unan anezo e vo saveteet : a-walc'h a zour e kavo e korf an aneval evit beza kennerzet ken na dizo douarou e veuriad, ahont en hanternoz. Diouz tu an diou antilopenn e teu an avel. Ne glevint ket eta c'houez an den o tostaat.

Eul luc'hedenn en noz. Strakadenn sec'h an taol fuzuilh. Eur skeud o steuzia buan e teñvalijenn ar c'hreisteiz. Unan avat a zo chomet.

Gant e gontell en deus Mohammed digoret an antilopenn. Kavet gantañ ar sac'h dour, e tistag gant evez an tamm diouz ar bouzellou all, ha goude sunet gantañ eur banne mat eus an dour goular a zo e-barz, e kemer penn e hent, ar vouzellenn liammet-start ar genou anezi a-ispilh ouz e c'houriz. Dizale ne finv mui netra war an tevinier klouar dindan bolz steredet-splann an neñv.



# Al Leon hag ar Mesaer

Edo en abardaez-se mevel bras Mikael Van Dyck o vesa saoud e vereuri war ribl ar waz-dour a ziskenne d'al Limpopo. Erru oa serr-noz. Torret o sec'hed gant e chatal, e kerze a-zoug e gamm da heul al loened diweza, e fuzuilh a-ispilh ouz e skoaz, pa welas, a-daoltrumm, an tropell a-bez o tec'hout d'an daoulamm, klevet gantañ c'houez al leon. Trei krenn a reas ar mesaer hag en tu all d'ar stêrig, e skleur louet an deiz o vervel, e welas al loen rouz o tont war-du ennañ a lammou ramzel.

Buka e arm a reas an den raktal ha gedal da boueza war bluenn e fuzuilh ken na vije deut al leon hanter-kant kammed dioutañ. Re bell oa, siouaz ! m'en doa karget e fuzuilh. Leiz oa deut, moarvat, ar poultr da veza, ha ne strakas nemet an emors.

Daoust d'ar mesaer da gredi ez oa graet ar stal gantañ, e stagas da redek buana ma c'helle, dirak al leon. N'eo ket heñ, avat, a c'houneze tachenn, evel just, ha dizale e klevas alan al leon o roc'hal war e seuliou. Sevel prim a reas war eur grugellig hag ober penn d'al loen hep tamm spi. E fuzuilh a gemeras dre ar beg evel pa vije e soñj da vadaoui al leon gant eun taol fust war e glopenn. Hag e vanas difinv, e zaoulagad o para war e enebour.

Sebezet eun tamm, hemañ a chomas a-sav. Ma vije bet tizet gant an tenn, n'en dije ket moarvat graet kemend-all. Dibistig evel m'emañ, ha nebeut a naon d'ezañ, ez eo lakaet eun tammig estonet gant ar preiz

diflach-se, e zaoulagad o para warnañ. Donemonea a ra eur pennad e-tal ar grugell, ha d'ar fin gourvez dirak an den ha chom da sellout outañ.

Eun tammig spi a save kreñvoc'h-kreñv e kalon ar mesaer. Nemet e chomo digeflusk pell a-walc'h, en devo tu marteze da dremen hep beza plaouiet. Mont a ra an amzer e-biou. Deut eo an noz teñval, ha ne dro tamm ebet al leon e sellou diwarnañ.

A-benn div eur bennak, avat, e klevas al loen fero c'houez eun antilopenn tost ac'hano hag ez eas kuit sioul goude sellet eur pennad c'hoaz ouz ar mesaer, evel troet d'eur peulvan.

Aet kuit al leon, ne chomas ket an den da goza war e grugell. Dillo e savas war-du ar vereuri, e holl izili o krena gant ar spont, bremañ m'edo aet pell ar riskl.



# Ar Roudenneg hag ar Marc'heger

Meur a wech o deus klasket Afrikandered doñvaat roudenneien, d'ober ganto da jaoed-red pe ouz kirri skañv. Betek-hen ne seblant ket an taoliou-esa-se beza deut da vat. Damc'houez e chom dalc'hmat ar roudenneien hag e gouez e tistroont aesoc'h c'hoaz.

Eur mondian eus kêr ar C'hab en doa evel-se en e bark mogeriet eur roudenneg brao, deut eno yaouank-kik-flamm. Doñvaet mat a-walc'h e oa bet, eun amzer a voe, gant eur paotr-marchosi, anezañ eur mailh war e vicher. Aet kuit an den-se, avat, ne voe mui staget ar roudenneg ouz ar c'harr skañv na dibret d'ober tro ar park, evel ma veze graet kent, hag ez oa distroet e gouez.

Eun deiz, eun ofiser, mignon bras d'ar perc'henn, a zeuas da leina d'ar c'hastell. Goude pred ez eas an dud d'ober eun dro-vale dre ar park, hag e tegouezjont gant ar roudenneg o peuri en eur frankizenn.

Klaoustre a lakaas an ofiser e savje war gein al loen d'ober gantañ tro ar park. Bez 'ez oa anezañ eur marc'heger ampart. Degaset e voe eta dibr ha gwesmarc'heger ampart. Degaset e voe eta dibr ha gwestenn, tapet ar roudenneg dre soupren hag harnezet hep re a boan, nemet e sounne eun tammig e ziskouarn.

— « Sin fall ! » eme ar perc'henn.

— « Lezit-heñ ! » eme an ofiser. « Pa vo stardet etre var daoulin bremaik, e ranko mont d'al lec'h a garin. »

Hag heñ ha sevel en eun taol en dibr ha mont goustad war-raok gant e jao sebezet an tamm anezañ.

Madik ez eas an traou war-hed eur c'hant metr ben-
nak. En eun taol kont avat e stagas ar roudenneg da
winta ha da winkal buanoc'h-buan. A-bouez gwas-
ka war ar westenn koulskoude e teuas a-benn ar
marc'heger da vestronia e loen, nemet e voe kaset gan-
tañ d'an daoulamm ruz war-eeun d'ar stêr. Ar rou-
denneg kounnaret a lammas en dour en eur stlepel
an den diwar e gein. An ofiser, avat, oa chomet krog
er rañjenn hag evel-se e voe stlejet betek ar ribl all,
hogen ar roudenneg, a-raok tec'hout er c'hoad, a
roas d'e varc'heger eun taol dant ken gidas ma ka-
sas gantañ eun tamm eus e skouarn.



# Droukrañs an naer-buton

War ribl ar stêr Ganga, e koadou stank ar Bengal,
Penn-Plat, ar pikol naer-buton, a veve didrouz; di-
noaz avat ne rae ket; rak n'eus ket anezi, hen gou-
zout a rit, eun debrerez geot ha frouez.

Kaout a rank d'he fred pe eun hanter dousen ev-
ned pe eur menn-karo pe eul leue bual. E peoc'h e
vev gant an debrerien kig all. Tabut a sav gwall alies
avat etrezi ha marmouzien ar c'hoad kokoz. Ar
ouenn hegasus-mañ ne vanke tro ebet da lezel da
goueza war benn an naer o widila dre ar strouez ko-
kozennou fallakr, ken na fuc'he Penn-Plat. A vare
da vare e teue houmañ a-benn da baka eun douger-
lost moredet dibreder e pleg eur skourr teo bennak,
ha ne gave ket fall an tamm. Antronoz avat e koueze
warni, evel eur glao-pil, ar c'hraoñ hag ar grigoñ-
sadennou kasoni. N'oa eviti peoc'h ebet da c'hortoz.

Eun deiz, Lipebao, an aourgi, a yeas e-biou d'an
toull roc'h m'edo Penn-Plat e-barz o heolia.

— « Klev' ta, Fur ar c'hoad meur », emezañ d'an
naer, « n'ouzout ket pe guzuliadeg am eus me klevet
ahont er c'hoad gant da vignoned, ar marmouzien ? »

— « Ne ran van ouz ar sotoniou founnus a zever
eus genou an diod-se, » eme Benn-Plat en eur
c'houibana.

— « Lavaret o deus », eme Lipebao evel dizeblant,
« klask, kenta tro ma c'hoarvezo ganit kemma da
groc'hen, pa vi c'hoaz berrwel hag hanter gousket,
flastra d'it da benn, n'eo ket gant kraoñ kokoz dinerz

avat, hogen gant pikolou mein savet ganto a-ratoz-kaer e pleg ar skourrou teo. Ha goude se e raint gant da groc'hen eur gorden d'o re vihan da c'hoari branselladig. »

— « Branselladig ? » a fuc'has Penn-Plat. « Deus emberr d'ar c'hoad gant da vreudeur ha ne ri ket kof moan fenoz ! »

Penn-Plat a yeas da skoacha en eur wezenn vras-iskis, tost d'eur grugell, ma kare ar marmouzien dont da ebatal warni goude serr-noz. An avel a zeue a-benn d'ezi, e doare ma ne voe tamm ebet klevet he c'houez gant hec'h enebourien.

P'edo ar c'hoari en e greñva, e kouezas an naer-buton a-daol-trumm e-kreiz ar marmouzien, ha staga da vrevi ar bruchedou a daoliou penn, da derri ar mellou kein a daoliou lost ha da vouga ar re greñva en he gwalennou. Al lazadeg a voe spontus hag, aet kuit Penn-Plat gant ar brasa eus ar c'horfou maro, Lipebao hag e vreudeur a reas kofad ken na reudent.

Pa dreuzas diwar neuze ar c'hoad, ne santas mui Penn-Plat war he c'hein an distera kraoñenn ga-saus. Divroet o doa ar marmouzien d'eur c'hoad all.



# Ar Struskañval Marlonk

Marlonk a veze graet, n'eo ket hep abeg, eus ar struskañval yaouank-mañ. Ganet oa bet er c'hloz bras, m'edo ennañ an tropellad niverus, maget da goll eur wech an amzer o fluñv uhelbriz. Goude aet diouz e vamm, avat, ne voe ket lakaet Marlonk e-touez ar re vras all ; dalc'het e voe da loen moumoun e liorz ar mestr a-gevret gant pauned, elerc'h hag ar marmouz Makoko.

O mestr a zastume kalz leve diwar e struskañva-led, hogen muioc'h c'hoaz diwar e vengleuz diamant.

Da geneil en doa, war-dro an ti, Makoko dreist-holl. Eun hevelep si o doa o-daou : laer oant. Ha, daoust d'ar marmouz da c'hoari troiou kamm d'e vi-gnon askellek, eun tammig genaouek, evit komz fraez, dalc'hmat e tonemoneent a-gevret. Ne glaskent ket avat an hevelep traou da laerez. Makoko a renke braoik-tre en e gof eur vananezenn ankounac'haet gant ar vatez war daol ar sal-debri, pe eun dournad tammou sukr pa gave an tu da zigeri ar ganastell. Marlonk, heñ, — n'helle ket Makoko mirout da c'hoarzin pa soñje — a oa troet-bras war an traoui-gou lugernus : nozelennou porselen pe vetal a gave timat hent e sac'h-boued.

— « Peur eta, » eme outañ Makoko, eun deiz m'en doa ar struskañval skrapet adarre eun dra ben-nak didalvez, « e lakay ez penn skañv ne deo ket mat da zebri kement tra a sked en-dro d'imp ? »

— « Peoc'h ! Peoc'h ! » eme Varlonk, droug en-

nañ. « Kement a zo gwir e bro ar marmouzien a zeu da veza gaou e bro ar struskañvaled ».

Hag e pellae Marlonk en eur heja e benn bihan feuket.

Eun deiz avat e savas reustl dre an ti. Laeret oa bet e kambr-studi ar mestr, eur maen diamant kaer, kavet eur pennad oa er vengleuz. Digeri a rae prenestr ar gambr war al liorz mogeriet-uhel. N'oa ket aes da gredi en dije gallet eul laer bennak dont dre an hent-se e-kreiz an deiz. Er beure-se end-eeun, edo ar maen prizius war an daol.

Dont a reas trumm eur soñj e penn an itron. Gervel a eure Makoko ha diskouez d'ezañ eur walenn aour gant eun diamant kaer outi. Gwilc'ha a reas Makoko raktal, kregi e dourn e vestrez hag he c'has el liorz dirak ar prenestr digor. Hag en eur ziskouez Marlonk, a chome e doun al liorz evel p'en dije aon da dostaat, e reas an neuz da astenn eur gouzoug hir betek an daol ha da lonka gant poan eun dra bennak.

Galvet e voe raktal medisin an tiegez. Tapet e voe krog e Marlonk, lakaet d'ezañ en-dro d'e benn eul lien gant dourenn-vorza, ha digoret d'ezañ e sac'h boued. Kavet e voe an diamant e-barz ha nouspet nozelenn a bep liou. Gwriet e voe adarre e vruched d'ar struskañval ha lezet da vont pa zeuas ennañ e-unan.

Ne lavarer ket e vije bet diwar an dro-se reizet e lontegez. Furoc'h e kavas ar mestr kaela e brenester gant klouedennou orjal.



# Fealded an Dremedal

Akkou, dremedal gwenn Hussein ben-Irak, pennrener ar Vedouined Chammar, a oa brudet-holl dre vro-Siria penn-da-benn. Meuli a rae barzed ar meuriad en o c'hanennou an neuz anezañ hag e herrder dispar.

Eun deiz, eur strollad eus brezelourien ar Chammar a voe grounnet gant eur vandenn kalz niverusoc'h eus o enebourien douet, ar vedouined Anezeh. Taer ha padus e voe an emgann. A-benn serr-noz, avat, ez oa lazet an diweza Chammar hag o dremedaled, ar re anezo da vihana n'oant ket re c'hloazet, a yeas gant an argadourien.

Kañv ha klemvan e voe gant merc'hed ar Chammar pa zeuas betek enno kelou an drouziwez. Klemvan ha kañv e voe pa gavas ar meuriad ar c'horfou maro krignet gant an aourgoun hag hanter-sebeliet e traez-red an tevinier.

Hogen talvezout ar gwall-daol-se d'o enebourien a fellas d'ar vrezelourien Chammar. Dibabet e voe en o zouez ar re gadarna. Roet e voe d'ezo da jaoed an dremedaled herreka, ha pa voe kemennet d'ezo gant o spierien, e kemerjont penn o hent, en o fenn Ali, mab hena ar penn-rener lazet.

Deut oa an noz pa zegouezas ar strollad tost ouz al lec'h ma oa bet merket d'ezo kamp o enebourien. Pe war evez ez oa ar re-mañ pe get, diaes ez oa da c'houzout.

War meno ar breizerien goz, ar c'houlz gwella da

skei eun taol-soupren a vije tarzig an deiz, pa vez ar pounnera ar c'housk hag an diaesa d'ar c'hedourien chom dihun-mat. Aviz e voe Ali hag e dud gortoz eta betek dibenn an noz.

Kousket edo ar Chammar en o mentell war draez klouar eur saonenn dic'hlazvez, pa welas paotred ar ged eur furm damwenn o teredek daveto a-dreuz ar gouelec'h loarsklerijennet. Den ne finvas. N'oa ket peadra da gaout aon rak eun enebour hepken. Akkou eo ez oa ar furm-se, an dremedal gwenn hollvrudet. Klevet gantañ c'houez e veuriad e kamp an enebourien, en doa diframmet e bost-stag ha torret e hualou.

Dihunet gant ar c'hedourien, ar vrezelourien goz a brederias berr-amzer. Ne dlee ket an Anezeh beza war evez, peogwir en doa gellet an dremedal-mañ tec'hout evel-se. Dizale e voe prest ar strollad. Ali a savas war dremedal e dad, ha bleniet gant Akkou, ar Chammar a ziboufas trumm evel ar gurun e-kreiz an Anezeh kousket. Trugarez da fealded an dremedal gwenn, talvezet e voe d'ezo maro e vestr.



# Ar C'haro hag al Louarn

Gwisket en doa ar c'hoad meur, eur pennad mat oa, sae c'hlas flamm an nevez-amzer. War lez frankizenn vras ar faveg c'hlas-louet, eur vamm-louarn gant he re vihan, e toull o riboul hanter guzet gant an drez, a oa o heolia dizoursi.

Kerniel Rouz, ar c'haro, loen ken dizeblant ha lorc'hus ma'z eo aonik, a oa gourvezet en eur brouskoad kraoñkelvez tost ac'hano.

Diwar eur c'houez arvarus degaset betek e fronellou gant an avel, e krogas aon ennañ, ha setu-heñ war dec'h. Ken diboell e tiboufas diouz e doull kuz ma taolas unan eus e gern war eul louarnig, a voe torret d'ezañ e livenn-gein. Truezus e voe glac'har ar vamm. Kaer he doe lipat he hini bihan, difinv e chomas, hag al louarnig all a sounne gant eston e zis-kouarn en eur c'houesa e vreur divuhez. Pa zeuas en-dro Alanig, an tad, eur c'houblad mouilc'hi gantañ en e c'heol, ne stagas ket da hirvoudi evel e barez. Kasoni avat a luc'has en e zaoulagad lemm.

— « Eun deiz bennak », emezañ, en eur c'hrigoñsat e zent, « e teskin da Gerniel Rouz sellout e pelec'h e taol e bao ! »

An hañv a yeas e-biou. Amliouaj an diskar-amzer a varellas sae ar c'hoad meur. Klevet e voe ar c'hornboud o seni a bep tu, hag ar saonennou a dregernas gant harzadegou. Digor oa ar chase.

Eun deiz, e stagas ar chas da harzal war roudou Alanig hag e diad. Kas a reas e barez hag e louarnig

d'eur riboul pell ha kuzet-mat er waremm, en tu all d'ar c'hoad, hag e tennas an harzerien war e lerc'h. Ret oa klask bremañ o dirouda. Soñj a zeuas d'ezañ, en eun taol kont, eus Kerniel Rouz. Na pebez tro vat mar deufe a-benn d'en em denna dibistig diwar goust ar bern eskern dievez-se! Ober an dro d'ar c'hoad a eure Alanig, ar chas dalc'hmat war e lerc'h. Klevout a rae bremañ zoken c'houez ar chaseourien. En em ruza a reas betek ar brouskoad, ma ouie mat ez oa kuzet Kerniel Rouz ennañ, ha gortoz. Pa voe ar chas tostik d'ezañ, e reas eul lamm dreist d'ar c'haro, dare da sevel. « Graet an taol », emezañ sioul, en eur steuzia er strouez.

Ne dermas tamm ebet ar chas da zilezel roudou Alanig evit re Kerniel Rouz. Hemañ a dec'he, buana ma c'halle. Hogen ken strobet oa ar brouskoad a zrez luziet ma voe gorrekaet kalz tiz ar c'haro. Taget e voe dizale gant ar chas ha lazet a daoliou fuzuilh war lez ar frankizenn m'en doa frigaset enni louarnig an nevez-amzer.



# N'eo ket a-walc'h mont buan

E kompezennou arvor Aostralia, daou gangourou a oa war dec'h rak eur chaseer war varc'h hag eur bagad chas. Redek o doa graet o-daou, e-pad eun hanter eur bennak, en eur ober, war o divesker hir, lammou sebezus a-dreuz ar geoteier, pa zegouezjont gant eur stêr doun a-walc'h ar c'hreiz anezi.

Petra d'ober ? Unan a lammas en dour hag el lec'h m'edo ar red en e greñva, e reas chiboud ouz an tu ma teue sklaeroc'h-sklaer betek enno harzadeg o enebourien.

— « Deus amañ eta ! » emezañ d'egile. « Aes e vo d'imp ober penn evel-hen d'ar chas, a ranko dont war neuñv betek ennomp. »

— « Ne dan ket ! » eme egile. « Gwell eo ganin kenderc'hel war-raok. Dont a rin, moarvat, a-benn d'o dirouda. »

Hag heñ d'an daoulamm gant ribl ar stêr... Wardu ar mor eo ez ae, siouaz d'ezañ !

Dizale e tremenas e-biou bagad ar chas hag ar marc'heger. Eun hanter dousen eus an harzerien a droas koulskoude krenn war an hini a oa en e sav en dour, e-kreiz ar stêr, hep ober van ouz ar c'hornboud o galve war-raok.

Eul lamm en dour, mesk-ha-mesk. ken imoret int, hag e skoont d'o freiz difinv-kaer ouz o gedal. Ar c'hangourou avat gant e zaou bao a-raok a dap an daou gi tosta hag o dalc'h dindan an dour da veuzi. Kaer o doe en em zifreta, eno e voe ret d'ezo chom.

Ar re all, kroget an aon enno, a gilas betek ar ribl hag ac'hane e harzent, e harzent. O mestr, avat, ne zeuas ket en-dro a-raok eur pennad mat, hag e-keit se ar c'hangourou en doa steuziet pell-pell e geoteier ar ribl all.

Redek a rae o mestr gant an nemorant eus e chas war-lerc'h al loen all. Hemañ dizale a rankas chom a-sav d'e dro. Erruet oa e penn eur beg-douar. A-zehou ar mor ; a-gleiz aber ledan ar stêr, en dije treuzet aes uheloc'h. Amañ, avat, gant red an dour, gwasaet gant an dichal, n'oa ket eun dra aes da gas da vat. Stourm a reas, gwella ma c'helle, ouz kas an aber, pa voe ret d'ezañ lammat en doũr dirak ar chas. Taolet e voe adarre d'an aod, skuiz-divi ha dialanet, hag e enebourien a zeuas a-benn d'hen taga hep re a boan.

Kaout treid skañv a zo mat ; eun tamm ijin ouspenn avat a zo gwelloc'h c'hoaz.



# GERIADURIG

*Evit ma vo aesoc'h d'ar vugale lenn ar marvailhou kaer dastumet gant Abeozen, e tiskleriomp amañ an anoiou diaesa. Ar pennadou sinet M.G. a zo savet gant Marc'harid Gourlaouen ha tennet eus he « Levr al Loened », an darn a zo embannet hag an darn a zo* ***diembann.***

AFRIKANDER. — An Afrikandered a zo tud o chom e kreisteiz Afrika. Tud wenn int. O gourdadou a zo deut eus Bro-Holland ha komz a reont yez ar vro-se.

ALARC'H. — Eul labous kaer-meurbet eo an alarc'h, eun tammig heñvel ouz ar waz pe an houad, d'ezañ avat eur gouzoug hir a c'hell plega evel ma kar. Gwelet e vez alies o neui war lennou al liorzou bras. An alarc'hed (pe « elerc'h ») a zo gwenn-holl peurliesa. Darn a zo du-holl avat.

ANTILOPENN. — Neuziet skañv ha brao eo an antilopenn. Daoulagad bras, paoiou hir ha moan, kerniel lemm gwariet en a-dreñv he deus. He sae a zo gell. Debri a ra bep seurt geoteier. Er broiou tomm ha dreist-holl e gouelec'hiou Afrika e vev. He c'hig a zo saourek-tre. — M.G.

AOSTRALIA. — Brasa enezenn ar bed-holl, war-dro 230 gwech brasoc'h eget Breiz. Bez' ez eo eun

tamm eus impalaeriez Breiz-Veur. Saozneg dreist-holl a gomzer enni.

AOURGI. — Heñvel eo an aourgi ouz ar bleiz dre e liou, hag ouz al louarn dre e vent. Chom a ra en e doull e-pad an deiz, hogen, d'an noz, e teu er-maez. Eul loen flaerius ha gwidreüs ez eo. A vagadou bras e vev an aourgied (pe « aourgoun ») damdost d'an tiegeziou. Debri a reont bep seurt loustoniou, korfou maro, kig brein ha frouez ivez. Er broiou tomm a Afrika int kavet. Gant o c'hroc'hen e reer pallennou. — M.G.

AVANK. — An avanked a zo loened bihan a vev e-kichen an dour, hag a sav chaoseriou ha tiezigou a-dreuz ar stêriou. Eun 'istor brao diwar-benn an avanked a gaver el levrig « Hiawaza », p. 30.

BEDOUIN. — Ar Vedouined a zo anezo rederien-vro o chom en Arabia hag en hanternoz Afrika.

BENGAL. — Eur vro vras e tu ar biz da Vro-Indez.

BLEIZBROC'H. — Evel ma lavar e ano, heñvel a-walc'h eo ar bleizbroc'h ouz ar bleiz hag ouz ar broc'h. E baoiou a-dreñv a zo kalz izeloc'h eget e re a-raok, e voue a zo garo ha teo, e groc'hen louet pe c'hell, marellet a zu. Eur c'houezenn flaerius a sav diwarnañ. Aonik ez eo. E-pad an deiz e chom kuzet e keviou doun, hogen, d'an noz, e teu da gantreal endro d'an tiegeziou evit klask kig brein ha korfou maro, ma en em vev diouto. Dibaot a wech e tag an



den. En Afrika dreist-holl e kaver ar bleizbroc'hed. — M.G. (*Levr al Loened*).

BUAL. — Ar bual a zo eur seurt ejen gouez, d'ezañ kerniel lemm ha gwariet, garou teo ha kreñv, kroc'hen kalet. Diaes eo da zoñvaat. Bualed Afrika ha re Azia a zo gouez. Taga a reont alies an den, hep abeg zoken. Karout a reont chom er c'hoadou bras gleborek ha geuniek, e-lec'h ma vevont a vagadou bras. Bep seurt louzeier eo o magadurez. Hemolc'het e vezont evit o c'hernel hag evit o c'hroc'hen, a ro eul ler kreñv-meurbet. — M.G.

KAB. — Ar C'hab a zo eur gêr e kreisteiz Afrika.

KANGOUROU. — Rouesoc'h-rouez e teu da vezañ ar c'hangourou. Daou vetrad uhelder e vuzuilh. E baoiou a-dreñv a zo kalz uheloc'h eget e re a-raok. Dre se, kerzout a ra a lammou bras. E lost, hir ha teo, a zo d'ezañ eun arm d'en em zifenn. Ar barez he deus, dindan he c'hof, eur seurt sac'h ma en em guz ennañ he re vihan, pa 'z eus an distera riskl. Anevaled kuñv eo ar c'hangouroued, aes-tre da zoñvaat. Diwar c'heoteier eo en em vevont. En Aostralia hepken o c'haver. — M.G.

KANVAL. — Ar c'hañval a zo an aneval an talvoudeka evit ar gouelec'hiou, da lavarout eo, evit ar c'hompezennou traezek ha meinek divent, da viken gourlosket gant an heol, hep gwez, na geot, na dour, a gaver en Azia hag en Afrika, ha ret o zreuzi evit mont eus eur vro d'eben. Bras, treut-disneuz eo ar

c'hañval, war e gein daou vos bebin, e gorf goloet a c'hloan garo. E zilontegez a zo brudet : gouest eo da chom e-pad pevar pe bemp devez hep debri nag eva. — M.G. (*Levr al Loened*).

KARO. — Ar c'haro a zo rannet e gerniel e skourrou bihan e-giz skourrou eur wezenn. Geot, delioù, korzennou eo e vagadurez. Hemolc'het e vez ar c'hirvi evit o c'hig, a zo priziet-tre. An heiz, parez ar c'haro, n'he deus ket a gerniel. Ar c'hirvi a vev e koadou bras Europa hag er broiou all, na re domm na re yen. — M.G.

KARO-ERC'H. — Hemañ a zo eun aneval prizius-meurbet d'an Eskimoed ha d'al Laponed, da lavarout eo, da dud ar broiou yen-yen, e-lec'h n'eus chatal nemetañ. Heñvel eo ouz ar c'haro, hogen kerniel kalz uheloc'h en deus, garou berr ha teo, treid ledan. Eul loen dilontek ez eo, herrek-dreist, kalet ouz ar yender hag ouz an naon. Ober a ra laez evel hor buoc'h, gloan evel hon dañvad, staget e vez ouz ar c'hirri evel hor marc'h. Ouspenn, debret e vez e gig, implijet e vez e gerniel ha betek e garnou. Gant e groc'hen e reer eur gwiskamant tomm. Ar c'hirvi-erc'h a zebr barv-gwez ha broñsou, a glaskont dindan an erc'h gant o c'herniel hir. — M.G.

KARO-MEUR. — Ar c'haro-meur ivez a zo heñvel ouz ar c'haro. N'eo ket neuziet ken brao avat. E gerniel a zo pladet, ledan. Gwechall-goz e oa kirvi-meur en hor broiou. Rouesoc'h-rouez e teuont da veza-bremañ. E Rusia hag e Kanada an hanternoz e vezont kavet c'hoaz koulskoude. — M.G. — (Lennit



el levrig kaer « Hiawaza », p. 30-32, eun istor damheñvel ouz hini ar c'haro-meur fougeüs).

KERC'HEIZ. — Eur gerc'heiz a zo eul labous hir e c'houzoug hag e zivesker, hag a bak pesked er stêriou hag el lennou. « Marc'harid Gouzoug-Hir » a vez graet anezi alies.

KORNAK. — Ar c'hornak eo an den a ra war-dro eun olifant. Pignet eo war benn al loen evit e gas da vale.

DOURVARC'H. — Unan eus ar brasa anevaled eo an dourvarc'h. Neuziet pounner ha gwall zivalo ez eo. Muzulia a ra pevar metrad hed ; eiz mil lur bennak a bouez. Eur penn euzus en deus, paoiou berr, kroc'hen teo ha noaz. En dour e chom ar pep brasa eus an amzer. Diwar blantennou o kreski el lec'hiou geuniek eo en em vev. Kavet eo an dourvarc'hed war riblou ar stêriou bras e kalon Afrika. — M.G. (*Levr al Loened*).

DREMEDAL. — An dremedal a zo eur c'hañval, d'ezañ eur bos hepken. E groc'hen a zo peuznoaz. E herrder a zo brudet. Kreñv, kalet-eston ouz ar sec'hed, ouz an naon hag ouz an tomm. Da jao-brezel e servij e gouelec'hiou Sahara en Afrika. — M.G. (*Levr al Loened*).

ELERC'H. — Sellit ar ger « ALARC'H ».

FRIKORNEG. — Ar frikorneg a zo, goude an olifant, ar brasa aneval o veva war an douar. War-

dro pevar metrad hed ha daou vetrad uhelder a vuzuilh ; c'houec'h mil lur bennak a bouez. Eul loen disneuz ez eo, galloudek ha kriz-spontus. War beg e fri en deus eur mell korn hir, a zo d'ezañ eun arm euzik hag eur benveg dispar da duria an douar. Beva a ra ar frikorneged er c'hoadou tomm, gleborek ha geuniek a Azia hag Afrika. Re Azia o deus eur c'horn, re Afrika o deus daou. — M.G. (*Levr al Loened*).

GANGA. — Eur stêr vras a Vro-Indez.

GURLAZ-MEUR. — Ar gurlaz-meur a zo unan eus an euzika e-touez an anevaled. Stummet eo evel gurlaz hor broiou ; kalz-kalz brasoc'h eo avat, peogwir en deus etre c'houec'h hag eiz metrad hed. Diaes eo d'ezañ bale war an douar ; en dour, avat, e teu mibin-dreist ha taer. Gwa an hini dievez en em lez da beza paket gant al loen-stlej kriz-se ! Kaset e vezo e strad an douriou ha lonket hep truez. Ar gurlazed-meur a vev e stêriou bras Afrika hag Amerika. — M.G. (*Levr al Loened*).

GWIN-PALMEZ. — Eun evaj a vez graet gant eun dourenn tennet eus gwez-palmez 'zo.

HUDC'HLAZARD. — An hudc'hlazard a zo eul loenig heñvel eun tamm ouz ar glazard pe gurlaz, hag a vev er broiou tomm. Kemma a ra e liou aes-meurbet. Evel-se, a-wechou ez eo ruz, a-wechou all du, a-wechou all melen, hag all.

JIRAFENN. — Ar jirafenn a zo heverk dre he



ment uhel hag he gouzoug diblegus hir-espar : gouest eo da dizout deliou ar gwez betek c'houec'h metrad uhelder. Eur penn bihan he deus, warnañ daou gornig blevennek. He faoiou a-raok a zo uheloc'h eget he re a-dreñv, he sae velen damwenn a zo brizellet-du. Kerzout a ra gant herrder bras. Aes eo da zoñvaat. Ar jirafed a zebr geot ha deliou. En Afrika e vevont a vagadou bras. — M.G. (*Levr al Loened*).

LOUPARD. — Ouz an tigr eo heñvel al loupard ; eveltañ en deus eur sae velen marellet-du. Gwidreüs eo evel al louarn. E-pad an noz e kantre en-dro d'ar c'hêriadennou evit paka gedon, preiza ar porziou-yer, taga bep seurt loened ma en em vev diouto. Al louparded a vev er broiou tomm : Bro-Indez, kreizenn Afrika. — M.G. (*Levr al Loened*).

MESOPOTAMIA. — Eur vro eus Azia-Vihana, anvet ivez « Kreizstêr », o veza m'en em astenn etre diou stêr, an Tigr hag an Eufrat.

NAER-BUTON pe NAER-DIOUGANEREZ. — Eul loen-stlej euzik eo an naer-diouganerez, heñvel ouz naer hor broiou, nemet tevoc'h ha hiroc'h. Dek metrad a c'hell menti. He liou a zo melen, marellet-du. Debri a ra an anevaled a bak. O starda hag o mouga a ra etre he gwalennou, hag o lonka goude beza o brevet, kig hag eskern. An naered-diouganerez a zo kavet en Afrika, en Indez hag en Okeania. Beva a reont dreist-holl war lez ar stêriou. — M.G (*Levr al Loened*).

OUED. — Eur ger arabek o talvezout kement ha « stêr ».

PESK-EJEN. — Eur « pesk » ha n'eo ket eur pesk tamm ebet, met eur pikol aneval (d'ezañ ouspenn tri metrad hed) hag a vev e stêriou Afrika hag Amerika.

REUNIG. — Stumm eur pesk en deus ar reunig, hag er mor e vev. E izili berr ha pladet a servij d'ezañ da angellou, hogen ne c'hell ket, evel ar pesked, chom atao dindan an dour. Ret eo d'ezañ dont aliezik war ar gorre da alanat, rak skevent en deus evel an anevaled a vev war an douar. Menti a ra, hervez ar ouenn, etre unan hag eiz metrad hed. E gorf a zo goloet a vleo berr, garo, teo ha lintrus. Ar reuniged a zo kuñv, aes a-walc'h da zoñvaat. Pesked ha kregin-mor eo o magadurez. Chaseet int evit o behin hag o foulinenn. E moriou yen an hanternoz e vevont. A-wechou e tiskennont betek ar moriou klouaroc'h. — M.G.

ROUDENNEG. — Heñvel eo ar roudenneg ouz ar marc'h hag ouz an azen. E sae velen pe louet a zo roudennet a zu. Eun aneval aonik eo. D'an distera riskl ez a kuit d'an daoulamm. En Afrika ar c'hreisteiz eo kavet. — M.G. *(Levr al Loened)*.

SIRIA. — Eur vro eus Azia-Vihana, war ribl ar Mor Kreizdouarel.

SORGO. — Ar sorgo a zo eur blantenn eun tammig evel an ed, hag a gresk er broiou tomm. Implijet e vez da ober balaennou. Alkool a denner dioutañ a-wechou ivez.



STRUSKANVAL. — Ar struskañval a zo unan eus ar re vrasa e-touez al laboused. Daou vetrad hanter-kant hed a vent. Bez' en deus eur gouzoug hir, eur penn moal, garou uhel, kreñv hag hanter-noaz, diouaskell verr ha na servijont ket d'ezañ da nijal. Disfizius ha nebeut speredek ez eo, kreñv avat, pa c'hell gant eun taol askell stlepel eun den d'an douar, herrek-dreist, pa n'eo ket aneval ebet d'e baka. Diaes eo da zoñvaat. Parez ar struskañval ne ra ket a neiz. Dozvi a ra he viou war traez losket ar gouelec'h, hag an heol eo o diglor. Diwar c'heoteier dreist-holl e vev ar struskañvaled. A vagadou bras int kavet e gouelec'hiou Afrika hag Arabia. Debret e vez o viou. Unan anezo a bouez kement ha diou zousen viou yar. Evit o fluñv kaer, ledan ha gweüs ez int chaseet ha diorroet e parkou bras, e trevadenn ar C'hab e kreisteiz Afrika. — M.G.

# Notennou

**Brezoneg ar Vugale**

Trugarez d'ar brofourien :

A. ha F. Merret : 50 l. — An It. Jenovefa a Sant-Per : 67 l. — Ronan Kemere, evit ganedigez e vreur : 100 l. — en holl : 217 l.

Levriou kaset :

Sant-Tegoneg : 44 l. — Kastell-Neve (da veza roet evel priziou er skoliou tro-war-dro) : 500 l. — Pleuveur-Bodou : 100 l. — en holl : 644 l.

Chom a ra er c'hef : 37 l. 35.

An doare gwella da ober vad d'ar vugale eo o c'houmananti da « Gannadig Gwalarn ». Ra gaso d'imp eta ar vistri-skol anoiou ha chomlec'hiou ar vugale o deus labouret ar muia hag ar gwella war ar brezoneg. E-pad bloaz o devo evel-se levriouigou kaer, hag a raio plijadur d'ezo ha d'o zud.

**Ali**

Gant berr m'eo al lec'h en niverenn-mañ, moulet e vo an « notennou » all en niverenn a zeu.



Lakait an dud
da lenn

KANNADIG GWALARN

evit 10 lur hepken
o devo 6 levrig kaer
ar c'haera a c'hellfent da gaout
evit ar priz

●

Klaskit ivez koumananterien nevez
da WALARN

●

Seul vui e kresko niver
ar goumananterien
Seul vui e kresko mont
an niverennou

« GWALARN » en deus embannet e 1934 betek-hen :

*Diou oberenn eus al lennegez keltiek koz :*

HUNVRE MAKSEN, LUZ HA LEVELIS (Abeozen)

*Eur gontadenn boblel :*

YANN AR BURZUDOU (Koulmig Arvor)

*Eul labour a ouiziegez :*

ISTOR AR BED, stagadenn d'an trede levrenn (Meven Mordiern)

*Eur vojenn :*

HIAWAZA (hervez Longfellow. — Yann Keryell hag Abeozen)

*Eun dastumad eus oberou barzed nevez Breiz :*

BARZAZ GWALARN 1934

*Eur pez-c'hoari poblel :*

FOSTUS, AN DOKTOR DAONET (hervez Marlowe. — Roparz Hemon)

*Diellou istor :*

1914 (hervez pennadou « Kroaz ar Vretoned »)

*16 real pep niverenn*

---

Moulerez M. VIOLET, 17, ru d'Algesiras, Brest    *Ar Mérour :* Y. DRÉZEN

